WIKIPEDIA

# Kerneveureg

**Kerneveureg** a reer eus yezh hengounel Kernev-Veur (*Rouantelezh-Unanet*). Ur yezh predenek eo, kar d'ar brezhoneg ha d'ar c'hembraeg.

Implijet eo bet ar c'herneveureg evel yezh pemdez betek an XVIIIvet kantved a-raok mont da get, met adalek an xxvet kantved e strivas tud d'ober ur yezh vev anezhañ. War-dro 2 000 den a ra gant ar yezh-se hiziv an deiz, hag er bloavezh 2002 e voe anavezet ez-ofisiel evel unan eus yezhoù ar Rouantelezh-Unanet, hervez Karta Europa ar yezhoù rannvro pe bihanniver.

Ur gevredigezh, Keskowethyans an Taves Kernewek ("Kevelerezh ar Yezh Kerneveurek", *Cornish Language Partnership* e saozneg), a laka ar yezh da vont war-raok er gevredigezh a-vremañ.

E-giz ar skolioù Diwan e Breizh, emañ ar rouedad skolioù divyezhek Dalleth ("Kregiñ") e Kernev-Veur.

Kerneveureg zo en ul lodenn eus lec'hanvadurezh Kernev-Veur hag un tammig pelloc'h c'hoazh.

## Kerneveureg
## *Kernowek*

Digresk ar C'herneveureg 1300-1750

| | |
|---|---|
| **Distagadur** | kəɾˈnuːək • kɛɾˈnɛwɛk |
| **Riez** | Rouantelezh-Unanet |
| **Rannvro** | Kernev-Veur |
| **Steuziadur** | Tebek : 26 Kerzu 1777 († Dorothy Pentraeth)[1] |
| **Nevezadur** | • 20 kerneveureger "a-vihanik" e 2000[2] • Yezh pennañ 557 den e 2011[3] |
| **Yezherien** | ~ 3 500 |
| **Familh-yezh** | Yezhoù indezeuropek |

- Yezhoù keltiek
  - Predeneg
    - **Kerneveureg**

| | |
|---|---|
| **Stummoù** | SWF *Standard Written Form* *(Furv Skrifys Savonek)* |
| **Lizherenneg** | Latin |

**Statud ofisiel**

Anavezet gant ar Rouantelezh-Unanet d'ar 17 Kerzu 2002[4]

| | |
|---|---|
| **Akademiezh** | *Keskowethyans an Taves Kernewek* |

**Kodoù ar yezh**

| | |
|---|---|
| **ISO 639-1** | kw |

## Taolenn

**Istor**

**Doareoù-skrivañ**

**Yezhadur**
**Ur skrid krenngerneveurek**
**Un destenn e kerneveureg**
**Keñveriañ ar C’herneveureg gant ar yezhoù predenek all**
**Mont pelloc’h ganti**
**Liammoù diavaez**
**Notennoù**

| | |
|---|---|
| **ISO 639-2** | cor |
| **ISO 639-3** | cor – Kerneveureg a-vremañ<br>cnx – Krenngerneveureg<br>oco – Hengerneveureg |
| **Kod SIL** | COR (http://www.sil.org/iso639-3/documentation.asp?id=cor) |
| **Glottolog** | corn1251 (http://glottolog.org/resource/languoid/id/corn1251) |
| **Obs. Ling.** | 50-ABB-a |

*Sellit ivez ouzh ar pennad* Yezh

# Istor

War-dro ar XVIvet kantved e krogas tud Kernev-Veur da implijout ar saozneg, a-c'houde ma oa bet lakaet beleien saozneger er vro e 1549. Ur vaouez anvet Dorothy "Dolly" Pentraeth (1692–1777), anezhi ur werzherez pesked, zo brudet evit bezañ an den diwezhañ o komz kerneveureg a-vihanik.

E gwirionez ne oa ket honnezh an den diwezhañ hag a gomze kerneveureg : ur pesketaer anvet Wella Bodinar a vefe bet an hini diwezhañ ; 65 bloaz e oa e 1776, evel ma skrivas en ul lizher ma kont en devoa desket kerneveureg pa oa ur paotrig anezhañ.[5]

A-c'houde penn-kentañ an XXvet kantved ez eus tud hag a glask lakaat ar yezh-se da vevañ en-dro, dreist-holl e lidoù kristen, kentelioù evit an dud vras pe evit ar vugale er skolioù kentañ-derez hag er skolioù eil-derez. Evel-se, meur a gantad tud o deus desket un tammig kerneveureg da nebeutañ, ha miliadoù o deus bet darempred gant an traoù-se. Bep bloaz e vez skrivet muioc'h a levrioù er yezh-se ; bremañ ez eus muioc'h a levrioù e kerneveureg nevez eget a levrioù kozh e kerneveureg.

# Doareoù-skrivañ

C'hwec'h doare-skrivañ a vez implijet hiziv an deiz.

- An hini koshañ, **Kernewek Unys** ("kerneveureg peurunvan"), zo bet savet war batrom skritur an testennoù eus ar XVvet kantved hag ar XVIvet kantved. Ijinet eo bet gant Robert Morton Nance e 1929.
- An hini implijetañ, **Kernewek Kemmyn** ("kerneveureg kumun"), hag a vez graet gantañ gant 90% eus ar gerneveuregerien d'an nebeutañ, zo bet savet gant Ken George er bloavezhioù 1980. Klasket en deus Ken George chom an tostañ ar gwellañ ouzh fonologiezh ar c'herneveureg krenn evel ma'z eo bet adkrouet en e dezenn ("*The Pronunciation and Spelling of Revived Cornish*", 1986).

Nac'hañ a ra kerneveuregerien zo ober gant Kernewek Kemmyn, sañset "re vrezhonek" hervezo.

- E 1995 en deus krouet Nicholas Williams an trede doare-skrivañ, **Kernowek Unys Amendys** ("kerneveureg peurunvan kempennet") en ur reizhañ fazioù bet graet gant Nance.
- Tud all a soñj dezho e vefe gwelloc'h chom tost ouzh yezh an XVIIIvet kantved. Ober a reont gant ur skritur saoznekaet hag a vez graet **Kernuack Nowedga** ("kerneveureg modern") anezhañ.

- Implijout a ra ar barzh kerneveureger Tim Saunders ur sistem ijinet gantañ e-unan hag a zo ur seurt mesklaj kemmyn-brezhonek.
- E 2008 e voe lakaet an **FSS** (*Furv Skrifys Savonek*) da zoare-skrivañ ofisiel ar yezh gant *Keskowethyans an Taves Kernewek*, da vezañ implijet er skolioù hag er melestradurezh. Anavezout a ra an FSS div "rannyezh" a-vremañ, an eil diazezet war ar c'hrenngerneveureg hag eben war ar c'herneveureg diwezhat.

# Yezhadur

Hañval-bras ouzh hini ar brezhoneg eo ereadurezh ar c'herneveureg. Hañval ouzh hini ar brezhoneg eo ar fonetik ivez, met henaekoc'h eo. Ar gerioù zo dishañvaloc'h ; neoazh, gerioù ar c'herneveureg zo hañvaloc'h ouzh re ar brezhoneg evit ouzh re ar c'hembraeg ; bout zo lod-kaer a c'herioù ha na vezont kavet nag e kembraeg, nag e brezhoneg, ha gerioù amprestet diàr ar saozneg (saozneg ar Grennamzer pe an amzer a-vremañ) zo c'hoazh ivez.

# Ur skrid krenngerneveurek

- Setu amañ poz kentañ ur varzhoneg krenngerneveurek eus ar XV$^{vet}$ kantved, *Passyon agan Arluth* ("Pasion hon Aotrou"), diwar an dornskrid Harleian N. 1782 hag a zo miret er British Museum e London ; gant Goulven Pennaod ez eo bet aozet e nevezkerneveurek ha troet e brezhoneg. [6]

| | | |
|---|---|---|
| **Tays ha mab han speris sans** | *Tas ha Map ha'n Spyrys Sans* | Tad ha Mab ar Spered Santel |
| **wy abys a levn golon** | *Why a bys a lun golon* | A bedfet a wir galon |
| **Re wronte zeugh gras ha whans** | *Re wrontyo dheugh gras ha whans* | Da aotren deoc'h gras ha c'hoant |
| **ze wolsowas y basconn** | *Dhe wolsowes y Bassyon* | Da selaou e Basion |
| **Ha zymmo gras ha skyans** | *Ha dhymmo gras ha skyans* | Ha din-me gras ha skiant |
| **the zerevas par lauarow** | *Dh'y dheryvas par del won* | Da zanevell hevelep lavarezhoù |
| **may fo ze thu ze worthyans** | *May fo dhe Dhew dh'y wordhyans* | Evit ma vo bri da Zoue |
| **ha sylwans zen enevow** | *Ha sylwans dhe Crystenyon* | Ha salvidigezh da'n eneoù |

# Un destenn e kerneveureg

- Penn-kentañ an destenn grenngembraek *Pwyll Pedeuic Dyued* troet e kerneveureg ; skritur *Kernewek Unys*.

*Pwyll Pensevyk Dyved o arluth war seyth keverang Dyved. Hag ef ow tryga yn Arberth, y ben-lys, whans o dhodho mos helghya. An ran a'y dyr a vynna helghya o Glyn Cuch, ha'n nos-na ef eth war y hens a Arberth ha dos bys dhe Llwyn Diarwyd. Hag ena y fu an nos-na. Ha ternos, yn yowynkneth an jeth, sevel a wruk ha dos dhe Lyn Cuch, rak dyllo y gun y'n cos. Y whethas an corn ha dalleth an helva, ha holya y*

Hag ef a welas lanergh y'n cos, o leven y don. Ha pan dheth y helgun dhe vyn an lanergh, ef a welas carow arak an bagas-hel aral. Hag yn ogas dhe gres an lanergh, otena'n bagas esa war y lergh ow talghenna ynno ha'y dewla dhe'n dor. Ena y fyras orth lyw an cun, hep predery a vyras orth an carow. Hag a'n helgun oll re welsa y'n bys, bythqueth ny welsa cun o unlyw gansa-y. Ha'ga lyw o gwyn golow splan ha'ga dywscovarn o cough. Ha kepar del derlentry gwynder an cun yndella y

*helgun, ha kelly y gescowetha. Hag ef ow colsowes orth lef y vagas-hel, y clewas lef nep bagas aral hag y nyns ens unlef, hag yth esens ow tos erbyn y vagas-ef.*

terlentry coughter aga dywscovarn. Gans henna ef a gerdhas dhe'n cun ha chassya dhe ves an re na a lathsa an carow, ha bosa y gun y honen war an carow.

# Keñveriañ ar C'herneveureg gant ar yezhoù predenek all

- Setu amañ un daolenn evit keñveriañ geriaoueg ar yezhoù predenek.

| Brezhoneg | Kerneveureg (Kernewek Kemmyn) | Kerneveureg (FSS) | Kembraeg |
|---|---|---|---|
| Butuniñ | Megi [ˈmɛˑgɪ] | *Megi* | *Ysmygu* |
| C'hwibanañ | Hwibana [ʍɪˈbaˑna] | *Hwibana ~ Whibana* | *Chwibanu* |
| Er-maez | Yn mes [ɪnˈmɛːz] | *Yn-mes* | *Allan/Mas* |
| Gavr | Gaver [ˈgaˑvər] | *Gaver* | *Gafr* |
| Genoù | Ganow [ˈgaˑnɔw] | *Ganow* | *Genau* |
| Gwenanenn | Gwenenenn [gwɛ ˈnɛˑnɛn] | *Gwenenen* | *Gwenynen* |
| Gweuz | Gweus [gwœːz] | *Gweus* | *Gwefus* |
| Gwiñver | Gwiwer [ˈgwiˑwɛr] | *Gwiwer* | *Gwiwer* |
| Hiziv | Hedhyw [ˈhɛˑðɪw] | *Hedhyw* | *Heddiw* |
| Kador | Kador [ˈkaˑdɔr] | *Kador ~ Cador* | *Cadair* |
| Keuz | Keus [kœːz] | *Keus* | *Caws* |
| Kouezhañ | Koedha [ˈkoˑða] | *Kodha ~ Codha* | *Cwympo* |
| Niver | Niver [ˈniˑvɛr] | *Niver* | *Rhifyn* |
| Perenn | Perenn [ˈpɛˑrɛn] | *Peren* | *Peren* |
| Skol | Skol [skɔˑl] | *Skol ~ Scol* | *Ysgol* |
| Sterenn | Sterenn [ˈstɛˑrɛn] | *Steren* | *Seren* |
| Ti | Chi [ʧiː] (KN: [ʧəj]) | *Chi ~ Chei* | *Tŷ* |
| Deskiñ | Desky [dœˑski] | *Dysky* | *Dysgu* |




Dorothy Pentraeth

Engravadur diwar gouevr, 1781

- Setu amañ ur ganaouenn gerneveurek troet e brezhoneg.

Briel ha mata... tressa... peswara... pympves... hweghves... seythves...
A dus eus ena war an treth a wel an kogow ma...
Hag omdidhana oll an jedh heb let na payn na pla...
Gwrewgh perthi kov ahanan-ni a weyth ha dydh ha nos,...
On parys prest erbynn an kri "Towl ros ! Towl ros ! Towl ros !"...
Yn awel, glaw hag ergh ha rew an kerdyn

*Ur brezhell hag e vignon... trede... pevare... pempvet... c'hwec'hvet … seizhvet …*
*A dud a zo eno war an draezhenn a wel ar bagoù-mañ...*
*Dalc'hit soñj ac'hanomp-ni, a labour deiz ha noz,...*
*Ha ne reont 'met diduiñ e-pad an deiz hep nep redi na poan na kleñved...*
*Omp prest ouzh ar huch "Taol roued ! Taol roued ! Taol roued !"...*
*En avel, glav hag erc'h ha riv ni a sach ar gordennoù...*

ni a hal...
Na bysow kromm na brehow brew ny lest dhyn rag an hwel...
Ha hwi yn agas gwelyow tomm ow koska kudhys klos...
Gostydh on ni dhe derros tromm, rag karrek, mor ha fros...
Gwrewgh dybri agas pysk ytho, y’n bosti po yn tre...
Hag ewlbos uhel re’gas bo ! Ha byner re bo le !

*Na bizied kromm na brec’hioù brev ne dalc’h deomp ouzh an trevell...*
*Ha c’hwi en ho kweleoù tomm o kousket kuzhet klok...*
*Kostez omp-ni d’an dorosenn drumm, rak karreg, mor ha froud...*
*Grit debriñ ho pesk eta, en ostaleri pe en ti...*
*Hag ilboued uhel ho pefe ! Ha bihanoc’h ne devoe morse !*

# Mont pelloc’h ganti

- *A Grammar of Modern Cornish*, Wella Brown (ISBN 1902917006)
- *New Cornish Dictionary/Gerlyver Noweth Kernewek*, R. Morton Nance (ISBN 1901409031)
- *Vocabularium Cornicum: Gerva Kernewek Koth*, Jose Calvete (ISBN 1902917413)
- *Gerlyvrik kernewek/sowsnek – Mini-dictionary English/Cornish*, Ken George, Kesva an Taves Kernewek / Yoran Embanner, 2005 (ISBN 978-2-914855-11-2)

**Oberennoù e ti Imbourc’h**

- *Ann tri Ofyg*, levrig pedennoù e kerneveg en implij en Iliz anglikan niv. 185 1985 ;
- *Koen ann Arloedh*, levrig-oferenn niv. 06/1 1987 ;
- *Alc’hwez ar c’herneveg eeun*, gant Ken George, 40 p., ha troidigezh ger-ha-ger e brezhoneg eus al levr pedennoù kerneveg embannet a-ziforc’h niv. 186 1985 ;
- *Penaos e varvas ar c’herneveg ?* Gant P.A.S. Pool ha Ken George niv. 187-188, 62 p.;
- *Geriadur arnevez Kernaouek-brezhonek ha Kernaouek-Saoznek*, gant Tim Saunders niv. 237/1 1989, 80 p.;
- *Diorreadur ar c’hernaoueg*, gant Ken George niv. 276, 30 p.

**E ti Preder**

- *Ar Mabinogion* ***
- *Passyon agan Arluth*, ur varzhoneg eus ar XV$^{vet}$ kantved.

# Liammoù diavaez

- Ferdinand, Siarl (2013), *A Brief History of the Cornish Language, its Revival and its Current Status* (https://www.academia.edu/5323710/A_Brief_History_of_the_Cornish_Language_its_Revival_and_its_Current_Status), E-Keltoi, Vol. 2, 2 Dec. pp. 199-227
- Warlinenn (http://www.cornish-language.org/)
- Agan Tavas (http://www.agantavas.org.uk/index.php)
- *An Buro* - keleier e tri doare kerneveureg hag e saozneg (http://www.cornish-language-news.org/)
- Radyo an Gernewegva - ur podkast e kerneveureg (http://www.radyo.kernewegva.com/)
- Lec'hienn ofisiel MAGA (Ofis ar C'herneveureg) (http://www.magakernow.org.uk/)

## Notennoù


1. (en) Ken George, *Cornish* + George & Broderick, *The Revived Languages: Cornish and Manx*, e : Martin J. Ball, *The Celtic Languages*, Routledge, 2009 (ISBN 978-0-415-42279-6)
   - (en) Christopher Moseley, *Encyclopedia of the World's Endangered Languages*, Routledge, 2010 (ISBN 978-0-415-56331-3)
2. (en) *Magakernow* (http://www.magakernow.org.uk/default.aspx?page=797)
3. (en) Renabl ar rouantelezh-Unanet e 2011 (http://www.ons.gov.uk/ons/guide-method/census/2011/index.html).
4. (en) *European Charter for Regional or Minority Languages* (https://www.coe.int/t/dg4/education/minlang/Report/PeriodicalReports/UKPR1addendum_en.pdf)
5. (en) *Omniglot* (http://www.omniglot.com/blog/?p=686)
6. *Passyon agan Arluth*, Preder, kaier 232-234, Here-Kerzu 1978.

